WIKIPEDIA

# Avareg

Unan eus yezhoù kaokazek ar biz eo an **avareg** (diwar *Авар МацI* pe *магIарул мацI*) komzet gant tro-dro da 650.000 a dud e Dagestan (Rusia) hag Azerbaidjan dreist-holl.

Unan eus 14 yezh ofisiel Dagestan an hini eo ma talvez da yezh voutin (pe *lingua franca*)

Daou vloc'had rannyezhel zo :

- Rannyezhoù an norzh:
  - C'hounzac'heg (*khunzakh*)
  - Kazbekeg (*kazbek*)
  - Gounzibeg (*gunib*)
  - Goumbeteg (*gumbet*)
- Rannyezhoù ar su:
  - Andalaleg (*andalal*)
  - Gidatlyeg (*gidatl'*)
  - Antsouc'heg (*antsukh*)
  - Tcharodeg (*charoda*)
  - Tlyarateg (*tlyarata*)
  - Koumadeg (*cumada*)
  - Kounteg (*cunta*)

Adal ar XVvet kantved eo bet skrivet an avareg gant ar skritur georgek betek ar XVIIvet kantved ma voe kroget da implijout al lizherenneg arabek anvet *skritur adjamek*. Dindan beli an ez-Unaniezh Soviedel e voe kroget d'ober da gentañ gant al lizherenneg latin e 1928, bet kemeret he flas gant al lizherenneg kirillek e 1938 hag a vez implijet peurliesañ hiziv c'hoazh.

## Gwelet ivez

- Yezhoù kaokazek

## Liammoù diavaez

- *Ethnologue* (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=AVR)